TAOLENN

KINNIG

Me eo ar mor,
Ha me az kalv.
Da vleo skoulmet,
Da vleo treset
Eo a blij d'in ;
Deus, deus ganin,
Me eo ar mor.

Me eo ar mor,
Ha da hekleo.
Ha me 'blij d'in
Tan da lagad,
Ha bleuñv lirzin ;
Deus, deus ganin,
Me eo ar mor.

Me eo ar mor,
Ha me az kalv.
Da sell dispar
D'an deiz diskar,
Eo a fell d'in ;
Deus, deus ganin,
Me eo ar mor.





Me eo ar mor,
Ha va huñvre
A zo ennot ;
'Hed an aod
C'houez ar bizin ;
Deus, deus ganin,
Me eo ar mor.

Me eo ar mor,
Met skiltrus eo
Va c'hlemm atao :
Re bell oun bet
Ouz da c'hortoz.
Deuet an noz,
Ha va maro.

Me eo ar mor,
Hep kenavo !
Stard va c'halon
'Tre da zivrec'h ;
Enkrezet oun,
Me, ar mor doun,
'Hed an arvor.

Me eo ar mor.

KAERA DISTRO

Setu o tont ar mab foran,
Gant e dad pedet
Da goan.

O dremm dislivet !
E pe vro out bet ?

En harlu, en harlu,
'Mesk ar re wenn,
'Mesk ar re zu.

Huñvreal en doa graet
Ober tro ar bed.

Ha pep bro estren
A glevas e bedenn :
« Ya, gwanik oun, gwanik, gwanik ;
Tre va diouskoaz souchet, 'harpan va c'halonig.
D'in ha te 'roy digor, dindan da gazellig ? »





Hag e chome,
Dre an noziou,
Mut,
An holl dud ;
Mut,
An holl draou.

Mut an holl draou,
'Met ar goulou !

Neuze 'kane, pell eus e gêr,
En e galon eur vouez tener.

Mouez tener,
Pegen seder :

« Gwel ar vali du-hont,
Ha gwel an touriou koz.
Na kaer eo beva,
Pa vez o tont
An noz ! »

GOURZAO

Strad aour ruz, preñved-lugern
o tremen di, korventenn-stern
va hudvamedigez,
dreistsklerijennegez.

War vourz al lestr,
serret va daoulagad enep an heol,
— korf astennet war vourz al lestr,
beuzet e splannijenn an direol, —

(d'an dreistnaturelika gwent, ene stegnet deol),

tenn glas-du etre va malvenn,
ar c'herdin-gwern a gan en avel, —

va Bezout holl a gouronk er c'houlaouenn,
gwerc'henn o kanevedenna 'n Doueel.





TRIADENNOU

Ment divall ar roeñvou hir,
war ar c'heinvor, duat bir !
Bagig dieub ha kantreer,

war an tonnou lent e koroll
ar skafig, hag ar skafvlenier
a angell goustad ha reol,

evel ma pobla 'r morevn
an ec'honder atlantek
gant eskelladennou gwevn.

War wagennou ar vuhez,
e stlej va ene gloaziek
samm pounner e zroukhirnez

hep ken lusk a vennerez,
barrad heol a-dreuz koumoul,
'vit rei d'e'i tamm hoalerez.

Hekleo ar meiza, hag hen
ouz stokad an awen voull
ne zassonje ken biken ?

## MOUEZ DIZREMM...

Mouez dizremm,
mouez kevrin va c'halon direol,
feuls ha kuñv, rok ha skañv tro-ha-tro,
a strak em daoulagad hag a sil em daouarn, —

mouez dizremm,
mouez espar a c'harm e-pad an noz,
hag a vouskan, hag a richan, hag a zigeiz,
stur ha ster va emskiant ken lorc'hus, —

mouez dizremm,
mouez eur vaouez o tistaga damuhel
lavarennou gwrezus ouz eun den diano,
a-dreuz eul lien-stegn en deñvalijenn, —

me az klev,
mouez dizremm, e pep korn va zrodo,
evel eur c'haz o viaoual ouz eur spontailh,
(tan eun dispac'h spontus e kreiz e lagad),
eun aon dreistloenel, aon eun ene o c'hoi,

ha na gred ket gwelout er bed eun enebour,
an enebour gwella, an enebour kevreder.





## DA WENN B.

Echu eo ! 'Glevin ken mouez va muia-karet.

Gwez holl veuzet e sked tanflamm ar c'huz-heol,
frondou marzus ar bed, da gala-mae fuilhet,
pennou ar geot, evned an aer, ha c'houi, aleziou,
liorz ar bleuñv-se hag ar geot hag ar gweziou,
ha ne glevjoc'h-hu ket, e-kreiz peoc'h strafuilhet
an abardaez, kevrin he c'hanennou direol ?

Gourzao ar garantez 'n he daoulagad trellet,
kened kuz an neñvou en nozveziou tremen,
perak ne dañvais outo 'n o flourderiou ?
Setu m'en deus 'n Ankou trouc'het steud an deiziou
a veve estlammus, heugusat taol-termen...
Gwa d'ar c'haez dilezet, ma n'en devo gellet

mont e-unan davet luc'h ar pedennlec'hiou.

## LIORZOU

Liorzou gant frondou damdeuzet ar bleuniou,
E sarac'h an deliou, hirvoudou ankenius.

Liorzou entanet gant gourgomz ar gwenan,
Skrilhadeg ar c'houiled e gwasked ar menez.

Liorzou a ro d'an eneou ar peoc'h er garantez,
Pa nijell mouskomzou an anken er girzier.

Liorzou ! eur mousc'hoarz o plava en avel !
Kevrinou a skin o huñvreou karantez.

Liorzou a rannas kalonou ar mammou
Ouz sklaerded terziennus pardaeziou tremenet.





## GORTOZADENN ANER

A-hed kaeou didrouz eur gar, eun nozvez yud.
Mont ha dont, dont ha mont hep ehan,
Hep paouez, nemet trivliadou sart eur galon drant,
O lammat, o kanna e bruched eun den
A verv
Hag a c'hortoz.

Ha dont a raio pe ne ray ket,
Gant e vouez flour, dous ha karantezus,
— Nag heñ a oufe bama merc'hedou — ?
Ha dont a raio gant ar ger a c'hortozan,
Ha dont a ray,
Pe ne ray ket ?

Dont a ray sur, dall ha diot ma 'z oun.
Dont a ray, — na me a zo berrboell, — hag e lammo
Davedoun evel gwechall,
Evel ar wech all ma teuas, e sellin outañ,
Ouz e zaoulagad drant.
Me a c'hortozo,
Hag heñ a gonto d'in menoziou burzudus
E ene diniver.

Eur skeud war ar c'haeou briz,
Hag al linennou skedus.
Eur fourrad-avel, eur gridienn-riou.
Eur plac'h a zo, — o ya, — a zeu aze,
Souchet he divoc'h e plegou he mantell,
Ouz skrijadeg diou vagon o'n em dourtal.

Eur munud. Eun anken.
O ! n'eus den.
N'eus den, den atao e-mesk an dud.
N'emañ ket aze...
Malloz !
Perak gortoz. Er-maez, ha gant tiz.

Rak ne oa den e-mesk an dud.
O na yen eo an noz. Nag amboubal blenierien ar
c'hirri,
Nag abaf oun-me aze, merc'hodennig koad,
O trei hag o tistrei den ne oar 'vit petra.
Nag e oa koant ar plac'hig-hont,
Bremaik.





## GOULEIER-KÊR

A-hed an noz klouar,
'm eus gortozet hir amzer,
ha klevet va c'halon o vorzolia em bruched,
garo.

Dreist an draonienn 'm eus gwelet
o skedi, e kelc'hiou latar,
gouleier ar gêr vras ;
ouz sioulded an noz e tiwallent an dud,
hag ar vuhez a verve en o sked,
'vel ma verve va spered.

Ne gleven o reuz
nemet em c'halon,
a-dreuz al latar,
tano.

Hogen ennoun e teve,
en-dro d'in e troe
ar buheziou didrouz.
Ha me 'oa va-unan war al lanneg,
va-unan 'hed an noz o c'hortoz
eur ger.

## BLEUNIOU NEVEZ

— Perak ne zeufes ket da vale ganin,
Dindan ar gwez koz, 'touez ar bleuniou roz
Ag al liorz vut o kuzat en noz
E zihun lirzin ?...

— Re drist oun henoz, o va c'hoar.
Ne fell d'in mont dre ivarc'h doun
Ar Park re zu. Lez ac'hanoun
Gant va glac'har !

— Ha me, neouac'h, ne fell ket d'in da zilezel
Da-unanik gant da soñjou, trist, o c'hortoz,
'N aner o klask e sol an noz
Da huñvre pell.

Sav ! kred ac'hanoun, eomp e-touez
Ar geot, ar gliz, laouen da gutuilh,
'Dreuz d'ar parkeier ha d'ar c'hoadou fuilh,
Ar bleuniou nevez.





— Nann, ne din ket ! Ar gwent falc'hour
'N deus diframmet, stlejet er fank,
An deliou glas diouz pep brank,
Ar bleuniou flour.

— Daoust na c'helli biken ankouaat
Falc'h kriz an Ankou,
O c'hoari bepred an dud hag an traou ?
Va breur, deus avat !

Deus, va breur karet, koulskoude, ganin,
Da sebelia ar rozennou stank,
Diframmet henoz war riblenn ar stank
Gant an avel grin.

....................................

Ha bleuniou lirzin
'Zihuno c'hoaz,
Warc'hoaz
Vintin.

## MINTIN WAR AN ERIN

Kaniri 'z eus gant an tarzig war e vili.
Lirzin eo ar mintin ha sklintin an erin.
— Mani garet, ken gwenn ha flour da izili,
Kleo tirili an alc'houeder en oabl livrin.

Sin eo chourig an aer, e-giz dour er c'hili,
War hun difinv an Atlantel hag e gevrin,
Ha yaouankiz an heol a lufr e askilli
War hun ar mor, etre kornog hag an aod krin.

A joa ec'hon ar mor hag an heol, bam hor bro !
C'hoarz an avel, ken sart, o vruda tro-war-dro,
Nevez atao, lid diziwez o dimezi !

Ni, 'vat, ne vrago ket hor yaouankiz atao !
En em garomp timat, bevomp hon euriou brao,
Hep mui gortoz listri neñvel an Inizi !





## BREMAIK E NOZO

Bremaik e nozo. Kemeromp ar vag.
Hag e weli, Mani, gant tiz ar mor,
Hag ouz hiboud an houlenn voull ha glas,
O vont e biou, ken mistr, gwez pin an aod.

Setu ma tigor aveler an oabl ;
Gant seiz e goumoul hag e avel vlot,
E flour goustad enezennou a-stroll,
Trelatet 'veldomp gant lusk al lano.

Luskell da garidi, gwelè argant !
Ha te, Mani, gra d'in allazigou !
Netra ne dalv, henoz, añ da ziweuz.

A ! beva, karout a-unan ganit !
Ouz skin ar stered o tridal en dour,
Eva yaouankiz e stivell da sell !

## AMZER FALL

— I —

Garmet o deus ar gwelini e laez an aberiou.
Selaou ar gwelini, a ene va ene !
Kornal a ra, dre ar mulgul, ar wagenn hir,
O widilat hag o torimellat a-hed an tornaod sounn,
Hag o tarza gant berv ha spum ha fru, ken trumm !
Na kaer eo d'in henoz, a va ene !
Atlantel rust, garo da lorc'h, tarz, ya ! ya !
Ha youc'h ! ha torr !
P'emañ erru miz Du e-tal va dor.
Atlantel, Atlantel, taerat Arc'hael, ken gwevn ha
kenedus,
Diroll da cholori ! Safar ! ha boud dirak ar pennou-
tir !
Gra frailh ha drailh, er-maez,
Betek Eusa ! e ! e ! en-dro d'an inizi !
Da houl a c'houez e c'hourdrouz betek va run rouz.
C'houezet !
Me 'zo tomm d'in em zi, 'kichen an tan.
Ha flip d'ezi !...

— II —

Selaou ar glao, a va ene, hag an avel !
Bagol avel mervent ! Hennez ne harzer ket outañ !
Gouez e chourig !
Ken na hop ar Fromveur





Ken gouez, ma skrij ar morskoul en e geo.
Ma tec'h ar morhouc'h hag ar beluga...
— Ne garont ket, a va ene,
Pokou skourjez ar Bugul-Aerouant,
Ar Mervent drant ! —

... Ma finv goustad e strad ar mor,
Damzivorfilet e traoñ o c'herreg,
Hag o kroza 'giz kozidi gabac'h,
Ar bagou kollet...

— N'eo ket henoz, anat, ez in war an erin
Da spurmanti ouz ar brinsez he bleo bezin ! —

Dilammet eo ar glao hag an avel
A vervent gleb, puñs an ifern,
Dreist kerreg Toull-Inged, e Kameled.

Evelato, a va ene, arabat d'it skrija.
Strilhet eo ar gwez pin, ken blin ahont
War gribenn Roskañvel.
Ken na dorront.
Evelato, a va ene, arabat d'it skrija.

Kana 'ra gant e lorc'h, mab ar c'houmoul, ar glao
a-bil.
Hennez ivez, ne harzer ket outañ.
Ma tic'hlann d'o zro ar paludou krin, al loc'h hag
ar c'heun.
Evelato, a va ene, arabat d'it skrija.
Ha klevout a rez klemm hir an ingidi ?

Selaou hirvoud ar poc'hanig, kri ar moulleg, galv ar
galdu...
Etre kounnar an Atlantel,
Hep diogel,
Ha kevrin an Douar-Bras dianav,
Diglud ha diarsav,
O va ene,
Garmi a reont gant an anken,
An evned-arne,
Rak pa ziroll an Atlantel,
Da gehedel,
Pa c'hlaz an avel,
Ha pa zilamm koumoul mervent,
Aner herzel !

... Ac'han da bell ne vo gwelet
Nag heol an deiz nag ar stered en noz.
C'houeza a ray avel mervent,
Hep repoz ;
E vimp dindan beli ar glao, daou-ugent deiz, daou-
ugent noz,
Hep repoz.
Ha daou-ugent all goude se,
Marteze.
Evelato, a va ene, arabat d'it skrija.

— III —

... Tommheoligou 'vo c'hoaz war an diribinou,
Pa suto ar vilfid er c'hili glas, pa hinono...





KASADENN

Sevel a rin va c'han d'an dud douarel,
D'ar re 'zo stag o ene ouz ar bed,
D'ar re a oar eo kriz ha krin ha kalet,
Ha na ouzont tra eus an neñv.

D'ar re a gerz a-dastourn dre an noz,
O-unan-penn, pe fardet a strolladou,
Grounnet gant noz ar spered a bep tu,
Gant o fennou pleget bepred.

Hag a zo sart ha kadarn daoust da se,
Tener ha madelezus ouz pep den,
Habask, o kemer perz er c'hoari bras,
A zo dreist d'ar gomz ha d'ar meiz.

AL LESTR

— I —

Dour, dour e-leiz o tremen a varradou;
Troennou eon hep ehan o punellat;
Safar an tarzou ledan ouz ar c'herreg,
A-hed inizi serz an hanternoz,
Gouelvan eun oriav kollet o tarnijal
War bradou gwer ar gwalaz; hag an avel
O tougen blaz an holen war va gweuz:

Froudennou gouez an noz...
Ha trumm, o regi
Pallenn an hurlink gant eur sarac'h sioul,
Klevet em eus eur c'houitell dre va hun.

O Lestr gortozet pell, emaout o tont
E goulou gwenn ar beure, hag ar porz
A sav e dal davedout, az anavez,
Hag a ro d'it e c'houdor.

— II —

O levenez
Eun devez klok a ziskuiz, paotred. 'Vidoc'h,
Bremaik e trid ar straedou, ar marc'hallac'h,





Ar staliou, ar stivellou hag ar plac'hed.
...............................................
O devez berr !

— III —

Ha bremañ galv ar c'hloc'h.

Lezit, va c'hamaladed, war an daol,
Ar werenn c'hleb dazlipet trumm, ha lezit
C'hoarz drant ar merc'hed, hoc'h amheulio, — put,
Ha c'houek padal, — a-hed ar c'haeou gell.

Ha kerzit war ho pouez, 'vel tud o pourmen,
Davet ho lestr.
Emañ ar c'hloc'h o c'hervel,
A-dreuz d'ar morc'hlao 'vel eur beurbadelez,
Divall, diarvar, splann ha spis, eur poentig
A sioulded leun e-kreiz eur bed o finval.

Gwerniou a-vern o krena war an oabl
Gwenn-holl ha yen.
Dizale ne vo mui
Nemet ar mor evidoc'h hag an tamm-se
A geuz.
A-walc'h evit ho preder daonet,
A-walc'h evit ho huñvre.
Paotred, c'houi
Hepken, — betek e doun ar c'hostou pounner,
O poania, du ho penn, ho korfou treut
Brizellet gant ar c'houez, an uloc'h lemm

En ho taoulagad sklaer, — a vir d'an den
Eun tammig eus al lorc'h, an haelded kent,
Bet kollet gant ho preudeur war an tir.

— IV —

Ha te, va Lestr !
Bepred aketus, sentus,
O kas ar gwin, an eoul, an temzou frondus,
Ar frouez, ar c'hig, ar riz, ar gwiniz flour,
Da walc'ha kofou leun, da garga yilc'hier
Mistri ar bed, n'o deus tamm douj evidout,

O douger glan nec'hañsou kuz, netra
Ne c'hello saotra biken da brinselez.
An tonnou war da vourz, didruez, a zispenn
Ar farkaj, hag ar fru a sun hep astal
Da gouc'h dislivet, laourek, krignet gant
An huzil hag ar mergl, — ha me az kav
Kaeroc'h, yaouankoc'h ouz an heol a bok
D'az jod, e splannded hir an derou-noz.

Ha n'ouzon tamm pe hud a beg va lagad
Ouzit, betek an dremmwel, ha pe euz
A ra d'in menel mantret war an aod,
Ha dont en-dro, 'vel unan emzivadet
Diouz alberz trumm eur gened kar diziraez.





## KREISTEIZ

Kreisteiz eo, an heol a bouez. Deus da zebri, hini karet.
Lakaet em eus war an daol lufrus krampouez gwiniz ha laez hag an avalou ruz o c'hig dourek ha fresk.
Sell ouz ar jenoflenn a zoug uhel he fenn ruz-roz etouez gwerin ar roz-aer.
C'hoarzin a rez, hini karet, evel eur bugel eürus,
Eur bugel laouen n'anavez ket c'hoaz krizder ar vuhez,
Te, a oar re vat pegen kriz eo...

Warc'hoaz ez i kuit, te, va levenez,
Ene va ene,
Peogwir ez eo ret d'it mont, peogwir e rankomp gortoz
Da veza unan, unan hepken e daou zen.

Soñjal a rin ez c'hoarz eürus,
Soñjal a rin en hor c'hreisteiz heoliet-holl ha bleuniet-holl.

Ne lezin ket ar c'heuz da goueza em c'hreiz evit freuza seiz limestra al levenez a lezez war da lerc'h, hini karet.
Soñjal a rin en hor c'hreisteiz.

Eñvor da c'hoarz drant, da c'hoarz bugel laouen,
A splannaio 'vidoun,
Chapeled dislivet an deveziou heñvel a dremen goustadik,
'Vel kranked o-pourmen war draez aod an hanternoz,
Ar c'hranked amparfal ha diot a garez.





## SELAOUET EM EUS

Selaouet em eus ouz pep avel c'houez, pep avel en deiz, pep avel en noz, hag hounnez a zoug mouez c'haro ar moriou kriz ha follaet en Hanternoz, hag e oa ganto sonerez mezvus, —
Sonerez eur bed all, 'lec'h ma pevarlamme va faltazi, pa dec'he ar c'housk diouz krignerez dourenn greñv ar boan,
Sonerez kreñvaus ha frealzus,
Sonerez a garen dreist da bep tra er bed, —
Pell 'zo, bremañ,
Rak ne garan, bremañ, 'met eur sonerez mezvusoc'h, kreñvausoc'h, frealzusoc'h, sonerez eur bed n'anavezer ennañ nag ar maro nag ar gozni,
Sonerez da vouez pa gomz ouzin,
Sonerez ar c'homzou a sav war da ziweuz pa vezont tost d'am re.

## SONJET EM EUS

Soñjet em eus, hag e oan dall e doun an noz,
An noz a oa du ha doun en-dro d'in.

N'eus ken a gomzou skañv, frondus, diaskellet, eus ar re a nij en-dro d'ar penn karet,
Hag a zo tener 'vel eur pok laeret,
Hag a gouez er galon
Da neizia en tommder.
N'eus ken a gomzou skañv, frondus, diaskellet,
Evit kana hor c'harantez.

Chom a rin dirazout, sioul ha sounn, en eur devel.

Ha klevout a ri, ha gwelout a ri laouenan laouen va c'harantez kuz, da darz an deiz gwenn.





## LEVENEZ KRENV

Levenez kreñv an dud kreñv,
Levenez kreñva,
— An hini na ouezas biskoaz nijal kuit diouz an dourn astennet 'vit he c'haout, —
Levenez an trec'h,
An trec'h gounezet dre hir strivadennou niverus ha diaes,
An trec'h war va c'horf, war e wander, war e skuizder,
An trec'h war va spered faltazius,
An trec'h war va c'halon, an trec'h kriz ha gwadus war va c'halon,
An trec'h war ar vuhez, ar vuhez fall leun a lasou, ar vuhez denel, bihanik ha karet,

Levenez an trec'h,
Levenez kreñva,
Levenez !

## AR FEUNTEUN ZU

An dour a gouez,
goustad,
berad ha berad,
a-hed ar raden gouez.

Didrouz ha lizidour
e virbilh an dour
diouz gorre ar bantenn ;
abaoe kantvedou
e kouez a veradou
ingal, ingal, diouz kalon ar garregenn.

Noz ha deiz,
a-hed ar raden leiz,
berad ha berad,
goustad.

Hep trouz ebet
e kouez
a-hed ar raden gouez,
en eun naoz re zoun evit beza gwelet.





Perak avat e c'hoarvezas,
p'edon va-unan,
e chomis betek ma nozas
o sellout, en estrenvan,
ouz an dour o verada ;
ha pa nozas,
e klevis ar garregenn o wada,
a-hed ar raden hir,
berad ha berad,
goustad,
e kalir
an noz.

## NEDELEG HAG AR SOUDARD

En noz-mañ Nedeleg,
Redadeg d'ar plijaduriou.
Eun daol servijet roueel,
Goskor wenn er goudor mousc'hoarzus,
Goulou lintrus ar palasiou,
C'houez flour ar c'hig, gwin mezevellus,
Jazz dassonus ha saeou seiz,
Mentell c'houek ha gwele pluñv.

Ar Soudard a labour en noz,
Hag a labour laouen,
'N eur gana kantig Nedeleg.
Eur pred paour e-unan-penn,
Tristidigez eur vro estren,
Goulou-lutig ha yenijenn,
Mes e ene kelc'hiet lintrus
Gant goulou kann ha karantez tomm,
Rak labouret en deus ha labouret mat.





Ha d'an eur a c'hanas
An hini a roas e vuhez
Dre garantez,
E vezo gantañ en iliz.
Ha kor an ograou
A gano evitañ nemetken
Trec'h an emroüsted
Hag ar garantez.

Astennet em gweleig houarn,
Kalet ha yen,
Va mantell da c'holc'hed en noz,
Me, ar Soudard, a gousko,
O soñjal er re a garan,
Hag a labouran gant va daouarn
Evit o bugale,
En noz-mañ Nedeleg.

## PEDENN AR VARC'HEGOURIEN

1.

Komzer: N'hon eus ket a di d'imp,
Ni hag hon eus dilezet
Ti hon tad evit Servij Breiz.
Mes kement ti eur Breizad ennañ,
Hon eus ennañ pred ha gwele,
Ha n'eo ket ti d'imp ?
Ar re all: — A zo ti d'imp.

2.

Komzer: N'hon eus ket a diegez d'imp,
Ni hag a red ar vro,
Feiz er spered, arm en dourn.
Mes kement bugel a c'hoari war an hent,
Er Vreiz a adsavomp,
Ha n'eo ket bugel d'imp ?
Ar re all: —A zo bugel d'imp.





3.

Komzer: Ne vimp ket koz war an douar,
Ni hag a zo hon hent
E skeud digar ar maro yen.
Mes drezomp Breiz a advevo:
Keit hag e vo eur Breizad beo,
Ha ne vimp ket beo ?
Ar re all: — E vimp beo.

4.

Komzer: N'hon eus ket a vadou d'imp,
Ni hag hon eus kinniget holl,
Ha graet fae war an Danvez.
Mes priziusa pinvidigez hor pobl,
Brava bleuniou ar spered kelt,
Ha n'hon eus ket ar pep brava ?
Ar re all: — Hon eus ar pep brava.

5.

Komzer: N'hon eus ket enoriou an dud,
Ni hag a vez skourjezet
Gant pep dispriz e yez ar Gall.
Mes trugarez ar rummadou
Brezoned bet ha da zont,
Ha n'hon eus ket ar pep c'houeka ?
Ar re all: —Hon eus ar pep c'houeka.

6.

Komzer : Astennet omp war c'horre an douar,
Ni hag hon eus karet hon Nesa,
Bevet, stourmet ha marvet evitañ.
Mes hor Skouer a ren en Neñv,
Hag hor galvo stok d'e galon,
Ha n'hor bo ket ar pep gwella ?
Ar re all : — Hor bo ar pep gwella.

Holl a-gevret :
Ra vezo graet youl Doue,
Ra vezo meulet e Ano :
An Tad hag ar Mab hag ar Spered Glan.





# Dre ar Bed

**Elgar**

Emañ Bro-Saoz o paouez koll, d'an 23 a viz c'houevrer diweza, unan eus he brasa sonourien.

Ganet eo Edward Elgar d'an 2 a vezeven 1857 e Broadheath, e kontelez Kerwrangon (Worcester). E dad a oa ograwour en iliz katolik Sant Jorj, er gêr diweza-mañ. Evel kalz sonourien vras, Elgar a voe savet « e-kreiz eur froud a sonerez ». Deski a reas, bihanik c'hoaz, c'hoari ar piano, ar violoñs hag an ograou. Ouspenn se e studias, hep skoazell ebet, ar gensonouriez.

E 1889 e timezas. Goude daou vloaz tremenet e Londrez, ec'h en em dennas e Malvern. Eno eo e stummas en e spered kalz eus an oberou a dlee gounit d'ezañ brud diwezatoc'h.

E genta labour a voe eur ganadeg, « *Ar Marc'heg Du* », c'hoariet e Kerwrangon e 1893.

Karget e voe da sevel eur « *C'han-Bale Impalaerel* » da geñver jubile diamant ar rouanez Viktoria e 1897.

E bennober, « *Huñvre Gerontius* », a voe graet evit kanerien a v-Birmingham e 1900.

Tenn e vefe sevel amañ eur roll klok eus oberou

Elgar. Ouspenn e ganadegou (« *An Ebestel* » hag « *Ar Rouanteles* » a zo ar re anavezeta marteze, e-kichen « *Huñvre Gerontius* »), aozet en deus a bep doare oberennou laz-seni ha sonerez-kambr. Karet en deus atao avat an traou bras ha pompadus kalz muioc'h eget an traou eeun ha pemdeziek. Digoradur «*Cockaigne* », anezañ eun damskeud eus buhez Londrez, ar sonvarzoneg « *Falstaff* », ha dreist-holl e ganou-bale brudet, « *Lid ha Darvoudou* », a zo graet da veza c'hoariet gant lazou-seni bras dirak engroeziou niverus.

Brud Elgar a greskas goustadik, ha meur a wech e voa tost d'an dic'honag. Den ebet, da genta, ne daole pled ouz e sonerez. Eun nebeut mignoned, avat, a stourmas kalonek evitañ, ken na zeuas da veza, e-doug bloaveziou kenta ar c'hantved-mañ, brudeta sonour e vro. Marc'heget e voe e 1904, anvet da « *Vestr Sonerez ar Roue* » e 1924 ha da « v-baronez » e 1931.

A-vec'h koulskoude m'en deus brud Elgar tremenet war Douar-Bras Europa. Sellet e vez eun tammig gant souez, hag eun tamm mat gant dismegañs war an tu-mañ eus Mor Breiz. Sellet e vez peurliesa, marteze en abeg d'al levezon en deus bet sonerez Brahms warnañ, evel eur sonour a c'hiz koz. Ha fentus eo gwelout eun den, peuz dianav dre amañ, he kehelet e Breiz-Veur evel unan eus kenta sonourien ar bed.

### Stad an izelvroeg en hanternoz Bro-C'hall

Danvez al linennou da heul a zo tennet diouz ar gelc'hgelaouenn « *Leon Flandrez* », embannet gant



« *Het Vlaamsch Verbond van Frankrijk* » (Kevredad Flamanked Bro-C'hall).

Unan eus kannaded ar c'horn-bro a c'houlennas, nevez 'zo, digant ministr an Desaverez Broadel, aotren d'ar studierien a venn kaout Aotreegez al Liziri e Lille implij an izelvroeg evel eil yez veo e lodenn dre c'henou an arnodenn. Ar ministr, De Monzie, a zivizas lezel ar Skol-Veur da ober evel ma karje. D'ar 25 a viz du 1932 eta, e voe bodet kuzul Kevrenn al Liziri, hag a nac'has krenn ar goulenn.

Setu eta eur yez komzet gant pemzek milion a dud, eur yez komzet er vro, a zo muioc'h, hag a vez serret outi dor ar Skol-Veur, tra ma vez digoret bras d'ar poloneg ha d'an tchec'heg.

Evit pez a sell ar yez er skoliou bihan, lakaet e voe ar gudenn dirak ar vistri-skol gant eun enseller evel danvez an emzivizou kelennadurezel. An holl vistri, a lavarer, a zo bet a-enep.

Ar c'helaouennou, er c'hontrol, a hañval beza muioc'h a-du gant ar yez. Brogarourien Flandrez Bro-C'hall o deus komprenet talvoudegez an abostelerez graet er c'helaouennou gallek bras lennet gant an holl, hag a striv da embann pennadou diwar-benn o emzao, — eur skouer hag a c'hellfemp mat heulia e Breiz.

Dudiusoc'h c'hoaz eo implij ar yez vroadel gant ar c'hosteziou politikel. Ar sosialisted, e Roobek (Roubaix), o deus savet eur c'helc'h-studi evit ar vlenierien bobl, prezegennou, c'hoariadennou (gant etre 1.000 ha 1.500 a arvesterien), eul lenndi hag eun « *Ti ar Bobl* » flandrezek, stag outañ eur c'hafedi hag eun ispisiri-kenbrena. Flamanked Bro-C'hall evel Flamanked Belgia a vez kenstrollet eno.

Ar gomunisted a voul o galvadennou hag o embannaduriou abostolerez en izelvroeg hag e galleg.

Ar Brotestanted o deus a bep seurt ensavaduriou ivez, hag eur gelaouenn a vez moulet 1.500 skouerenn anezi. Emaint o vont da sevel eur skol e Roobeek. Dre implij an izelvroeg, e teuont a-benn da dizout ha da c'hounit kalz a dud.

N'eus nemet ar Gatoliked ha na reont netra. Er strolladou kevredigezel pe micherel katolik, e chomer dizeblant ouz ar yez.

Kelennerez an izelvroeg a ya war-raok e Skol-Veur gatolik Lille hag e kloerdiou Lille ha Merville. E Roobeek hag e Toerkonje (Tourcoing), e reer rummadou kenteliou, hag « *Het Vlaamsch Verbond* » a sav kenstrivadegou gant priziou niverus.



# Notennou

**Koumananterien**

Kaer hon eus ober, ne zeuomp ket a-benn da voula kement dournskrid a vez kaset d'imp. Traou talvoudus a chom evel-se o kousket e-pad bloaveziou en hon armel. Darn anezo ne vint moulet biken marteze. Evit gallout embann muioc'h, e vefe ret d'imp kreski niver pajennou ar gelaouenn. Penaos hen ober avat, ma ne gresk ket niver hor c'houmananterien ? An doare gwella da harpa GWALARN, hen lavarout a reomp eur wech c'hoaz, eo kavout koumananterien d'ezañ. Ouspenn 500 pajennad a vrezoneg evit 30 lur, pe ouspenn 250 pajennad evit 10 lur, ma ne gemerer nemet KANNADIG GWALARN, a zo marc'had-mat pa soñjer e talvoudegez ar skridou a embannomp.

**Arnodenn ar Simbol**

Eun arnodenn a zo bet graet e Brest d'an 3 a ebrel. Ar varnerien a oa an AoAo. Abeozen ha K. Kongar.

A zo bet kavet barrek da dremen :

An Ao. F. R. Merret.

An Dim. Soazig Merret.

Reolenn nevez an arnodenn a vo kavet e niverenn diweza GWALARN, niverenn ebrel (priz : 4 lur).

**Maro an Ao. Loth**

An Ao. Loth, unan eus tud ouizieka hon amzer diwar-benn ar yezou keltiek, a zo marvet d'an 31 a viz meurz e Paris. Ganet e oa en Ignol, d'an 28 a viz kerzu 1847. E labouriou, evito da veza savet e galleg, o deus talvezet hag a dalvezo c'hoaz moarvat d'ar re a stourm evit Breiz.

**Pladennou ha filmou**

Emeur oc'h embann muioc'h-mui a bladennou brezonek. Ken stank e teuont da veza zoken ma 'z eo diaes anaout anezo holl. Setu perak e karfemp kaout digant hol lennerien anoiou, merkou ha niverennou ar pladennou o deus, pe ar re a glevont. Eur roll a c'hellfe evel-se beza savet hag embannet. Gwelloc'h c'hoaz e vefe dastum anezo e sell eus an amzer-dazont, evel ma tastumer al levriou. A-benn hanterkant vloaz, ar re zistera anezo o devo talvoudegez.

Gwerzet mat e vez ar pladennou brezonek war ar maeziou. Deut mat e vefe ivez, hep mar, filmou brezonek. War a glevomp, emeur o klask skoulma eun emgleo gant eur c'hevredad finvskeudennerez bras evit e lakaat da embann filmou-komz en hor yez.

**Gwerliskin**

Meneg a zo bet nevez 'zo e kelaouennou ar vro eus al lizer-goulenn sinet gant kuzul-kêr Gwerliskin evit ma vo kelennet ar brezoneg er skoliou. Heuliet eo bet skouer Werliskin gant An Uhelgoad. Se a ziskouez emañ menoziou an emzao breizek oc'h en em skigna e-touez ar bobl. Arabat kredi koulskoude ez omp



trec'h. N'eo ket ar wech kenta ma weler seurt traou e Breiz. Peurliesa ez int labour eun den hepken, en deus bet ar galon da gaozeal d'e genvroiz. Setu amañ avat hor gwander : n'omp ket gouest da genderc'hel gant an ero a zo bet boulc'het. N'hon eus na tud nag urz nag arc'hant a-walc'h evit se. N'omp ket gouest zoken da denna an holl frouez a c'hellfemp diouz seurt darvoudou evit hon abostolerez.

**Anoiou-lec'h**

Kevredigez an Hendraouriez e Departamant Pennar-Bed a c'houlenn ma vo reizet doare-skriva an anoiou-lec'h brezonek war an daolenn-douarou. An Ao. F. Gourvil, a lavar, a dlefe beza fiziet ennañ al labour-se.

**Kernow**

KERNOW a zo ano ar genta gelaouenn biskoaz embannet e yez Kerne-Veur. An niverenn genta, hini miz ebrel, a zo o paouez degouezout ganimp. Evit da veza liesskrivet hepken, brao eo da welout, fraez ha kempenn. Enni e kaver eur « *Ran a Ystory cotha Kernow* » (Rann a Istor kosa Kerne-Veur) « *Whethlow Ber* » (Marvailhou Berr), « *Lytherow* » (Lizerou), « *Can* » (Kan), kemennaduriou a-berz ar strollad « *Tyr ha Tavas* » (Bro ha Yez), ha derou kaera oberenn al lennegez koz kernevek, « *Pasyon agan Arluth* » (Pasion hon Aotrou), reizet hervez an doareskriva unvan ha troet e saozneg gant an Ao. Morton Nance.

Neb a venn heulia emzao Kerne-Veur ha deski ar c'herneveg (ken heñvel ouz ar brezoneg), ra skrivo

d'ar rener : Mr. A. S. D. Smith, Chy Caradar, Perranporth (Cornwall). Priz ar c'houmanant-bloaz eo 5 chilling (da lavarout eo evit Breiz, gant ar mizou-kas, etre 25 ha 30 lur).

### Kelc'h Keltiek Roazon

D'ar sul 25 a c'houevrer e voe graet eur gouel brezonek e Roazon gant Kelc'h Keltiek an Ao E. Régnier. Klevet e voe Kanerien Roazon ha re Sant Nikolaz ar Pelem. C'hoariet e voe ivez « *Plac'h he Broz Verr* », pezig-c'hoari Dir-Na-Dor. Kenderc'hel a ra an Ao. Régnier e Roazon gant al labour dispar a rae gwechall e Paris.

### Liziri

Trugarez d'an holl dud anavezet ha dianav, a skriv d'imp da rei da WALARN gourc'hemennou hag aliou. N'hellomp ket, siouaz, respont anezo holl. Bezet asur ar re o deus o c'haset, ne vern e pelec'h emaint, e Breiz, en Italia, en Afrika, pe belloch c'hoaz, ez int bet lennet gant dudi hag anaoudegezvat, hag o deus roet d'imp kalon da genderc'hel gant hol labour kalet.

### Kroaziou

Emañ Labouradeg an Arz Kristen o paouez ober kroaziou bihan da rei evel gopr da vugale ar skoliou. Ar c'hroaziou-se, graet e mailhchor diverglus, a zo e gwerz e ti an Ao. X. de Langlais, Kohanno, Surzur par Vannes (Kont-red 282-28, Roazon). Dek real e koust pep unan.



### Dre ar c'helaouennou

Meulet hon eus AR FALZ meur a wech evit al labour mat a ra e-touez ar vistri ; n'eo ket hepken ar vistri a c'hell he lenn gant frouez, hogen ivez ar re a zesk ar brezoneg. AR FALZ a zo echu ganti he c'henta bloavez, ha poent eo d'he lennerien adkoumananti. Arabat gortoz re bell. Evel GWALARN, evel an darn vrasa eus hor c'helaouennou, AR FALZ he deus poan o veva. Kas ar c'houmanantou hag an adkoumanantou (10 lur) d'an Ao. Sohier, Plourivo (Kont-red 133-46, Roazon).

OBER a zalc'h atao hag a zo dudius bepred. M'hor befe muioc'h a lec'h, e voulfemp amañ taolenn ar skoliou dre lizer. Kas al liziri d'ar Voest-Post 28, Roazon, hag an arc'hant d'an Ao. F. Kervella, 78, Av. du Gué de Baud, Roazon (Kont-Red 218,53, Roazon).

E-touez ar c'helaouennou gallek, an OUEST-ECLAIR a gomz alies a-walc'h abaoe eur pennad a-zivout ar c'hudennou breizek, trugarez dreist-holl d'e genlabourer Abalor. War LE BRETON SOCIALISTE, e lennomp eur pennadig brezonek a-enep AR VRO GOZ.

### Levriou brezonek

Eur vodadeg a zo bet e Kastellin, d'ar 24 a veurz, da zivizout penaos ober da skigna levriou brezonek e skoliou kristen eskopti Kemper. Komzet e voe kalz eus levr diouyezek an Ao. Abad Bozeg, hag a zo mattre, war a glevomp, rak n'hon eus ket bet c'hoaz tro d'e lenn.

### Kelc'h-studi studierien Paris

Bez' ez eus e Paris eur « *C'helc'h-studi Breizek ha Keltiek* » savet evit ar studierien. Ober a ra goueliou ha displegadennou. Eur c'hant bennak a izili a zo bet dastumet a-benn bremañ, hogen ret e vefe kaout muioc'h. Ar skod n'eo nemet 20 real ar bloaz. Evit kaout diskleriaduriou, skriva d'ar rener, an Ao. Foueré, Cité Universitaire, 15, Bd Jourdan, Paris, XIV.

### Brezoneg ar Vugale

Trugarez adarre d'ar re o deus kaset profou :

An Ao. M. Aodig : 5 l. — An Ao. Renan : 10 l. — Dizano : 200 l. — An Ao. Thos : 5 l. — An Ao. F. Moyse : 40 l. 55 — An Ao Malgorn : 10 l. — Abeozen : 10 l. — An Dim. S. Merret : 20 l. — An Ao. Mens : 25 l. — Mona Sohier : 10 l. — An Ao. J. Riou : 15 l. — An Ao. Michel : 2 l. — en holl : 352 l. 55.

Levriou kaset :

Skol gristen ar baotred, Landerne : 100 l.

Chom a ra er c'hef : 263 l. 35.

An Aotrounez veleien ha skolaerien o defe c'hoant da gaout levriou a-benn fin ar bloavez-skol pe ar bloavez-katekiz a vefe mat d'ezo goulenn an abreta ar gwella.

Moulerez E. Janne, 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Mérour : Y. Drézen

